**divesker** d. les deux jambes.
**diveuleudi** f. blâme.
**diveuzi** v. émerger.
**divevel** a. sans serviteur.
**divezvus,** a. antialcoolique.
**divi** a. épuisé; **skuiz-d.** épuisé de fatigue.
**divia** v. épuiser.
**divije** V. **kaout** au tableau v. irr.
**divilha** v. pendre, être suspendu.
**divinour** m. **-ien** devin.
**divinouriez** f. divination.
**divinout** v. deviner.
**diviz** m. **-ou** condition; décision; projet; conversation; entretien; récit; clause.
**divizadenn** f. **-ou** conversation.
**divizout** v. décider (de); converser.
**divlaz** a. insipide, fade.
**divlaza** v. rendre fade.
**divlazus** a. qui rend fade.
**divleo** a. sans poils; sans cheveux.
**divleuñv** a. sans fleurs.
**divloaz** a. sine anno.
**divloaziad** a. sine anno.
**divlot** a. dur.
**divoazia** v. (se) **déshabituer** (**diouz** de).
**divoda** v. se séparer (en pit d'une assemblée).
**divoderez** m. dissolution.
**divoem** a. sans charme.
**divogeda** v. laisser échapper la fumée (de).
**divogedi** v. fumer, émettre de la fumée.
**divoger** a. sans murs.
**divora** v. sortir de la mer.
**divorfil** a. éveillé; dégourdi.
**divorfila** v. (se) réveiller
**divoueda** v. évider.
**divougus** a. inextinguible.
**divoulc'h** a. non entamé.
**divounia** v. démonétiser.
**divoustr** a. qui n'est pas foulé; qui n'a pas subi de violence.
**divout; war o d.** à leur sujet.
**divoutin** a. rare; privé, particulier; (nom) propre.
**divraza** v. dégrossir.
**divreinus** a. imputrescible.
**divreinusaat** v. rendre ou devenir imputrescible.
**divreinusted** f. imputrescibilité.
**divreizat** a. non breton: anti-breton.

*Voir aussi* **T**



**divreza** V. **dreveza.**
**divrôa** v. émigrer.
**divrôad** m. **divroidi** étranger.
**divroadeg** f. **-ou** émigration.
**divroadel** a. non national.
**divroadenn** f. **-ou** émigration.
**divroadenni** v. émigrer.
**divroadez** f. **-ed** étrangère.
**divrôer** m. **-ien** émigrant.
**divroerez** m. émigration.
**divrud** a. sans gloire, ignoré.
**divuanegez** f. patience; impassibilité.
**divuhez** a. sans vie.
**divunadenn** f. **-ou** devinette.
**diwada** v. saigner.
**diwalc'hus** a. insatiable.
**diwall** v. **-et** protéger, garder, défendre; se garder, prendre garde.
**diwaller** m. **-ien** défenseur; gardien.
**diwallerez** f. **-ed** gardienne.
**diwallour** m-**ien** champion.
**diwana** v. germer, pousser; prendre naissance.
**diwanderiou** a. exempt d'infirmités.
**diwar** prép. de; au sujet de.
**diwar-benn** prép. à propos de.
**diwar-dro** prép. d'autour de.
**diwarega** v. décocher (une flèche).
**diwarizi** a. sans jalousie.
**diwar-lerc'h** prép. de, comme reste de, comme héritage de.
**diwarn-** V. **diwar** au tableau prép.
**diwel** a. invisible.
**diwellaus** a. imperfectible.
**diwellausted** f. imperfectibilité.
**diwelus** a. invisible.
**diwelusa** v. rendre invisible.
**diwestenni** v. débrider; ôter le mors.
**diwevn** a. raide.
**diwez** m. fin: **en o.** enfin.
**diweza** a. dernier: **eil d.** avant-dernier; **da z.** en dernier lieu.
**diwezat** adv. tard.
**diwigour** a. sans grincement.
**diwilchat** V. **dewilchat.**
**diwir** a. faux.
**diwirheñvel** a. invraisemblable.

*Voir aussi* **T**

**diwirion** a. insincère; irréel.
**diwirionded** f. insincérité.
**diwisk** a. déshabillé, dévêtu; m. dépouille.
**diwiska** v. enlever (un vêtement); déshabiller.
**diwrizienna** v. déraciner.
**dizakra** v. profaner.
**dizac'ha** v. sortir d'un sac; révéler.
**dizac'ha** v. faire couler (de l'eau stagnante, etc.) faire avancer (une voiture en panne, etc); (s') ébouler; (s') effondrer.
**dizailhadeg** f. **-ou** sortie (d'une troupe).
**dizailhadenn** f. **-ou** sortie (d'une troupe).
**dizale** adv. sans retard.
**dizalc'h** a. libre.
**dizamm** a. exempté (**diouz** de).
**dizamma** v. décharger.
**dizanat** V. **dianat.**
**dizanav** V. **dianav.**
**dizano** a. anonyme.
**dizaon** a. sans peur.
**dizaoni** v. (se) rassurer.
**dizaouzan** a. sans terreur.
**dizarbenn** V. **diarbenn.**
**dizarempred** a. désert, non fréquenté.
**dizarvoud** a. sans évènements, monotone.
**dizasun** a. fade, insipide.
**dizavadelli** v. défaire un faisceau.
**dizeblant** a. indifférent.
**dizeeun** a. injuste; fourbe.
**dizeeunded** f. injustice.
**dizeeunder** m. **-iou** injustice.
**dizegouezus** a. improbable.
**dizec'ha** v. (se) dessécher; dépérir.
**dizeil** a. sans feuilles.
**dizelaou** v. **-et** ne pas écouter.
**dizeliet** pp. défeuillé.
**dizellezek** a. indigne.
**dizellid** a. sans mérite.
**dizenor** m. déshonneur.
**dizeoliez** f. impiété.
**dizereat** a. qui ne convient pas; indécent.
**dizeria** v. dépérir.
**dizesk** a. ignorant; non exercé.
**dizeven** a. impoli; grossier; barbare.
**dizevenidigez** f. impolitesse.
**dizeziza** v. faire lever le siège (d'une ville).
**dizibra** v. desseller.
**dizifenn** a. sans défense.





**dizigor** a. non ouvert.
**dizilha** v. égrener.
**dizimez** a. célibataire.
**diziou** adv. jeudi.
**diziraezus** a. inaccessible.
**dizirouestlus** a. inextricable.
**dizivoud** etc. V. **disivoud.**
**diziwez** a. sans fin; infini.
**dizoania** v. tranquilliser, consoler, rassurer.
**dizoare** a. laid.
**dizober** v. irr. **disc'hraet** défaire; **en em z. eus** se défaire de.
**dizolei** v. **dizoloet** découvrir.
**dizolo** a. découvert.
**dizoloadenn** f. **-ou** découverte.
**dizoloet** pp. de **dizolei.**
**dizona** v. sevrer.
**dizoñj** a. étourdi; inconscient; qui ne pense pas.
**dizoñjal** v. oublier.
**dizouara** v. déterrer; exhumer; appareiller, prendre la mer; sortir de terre.
**dizoubla** v. se redresser (après s'être penché).
**dizoudarda** v. libérer (du service militaire).
**dizoue** a. profane; athée.
**dizoueüsted** f. impiété.
**dizouezet** pp. déçu.
**dizougen** v. **dizouget** transporter.
**dizouj** a. sans crainte; sans respect.
**dizoujañs** a. irrespectueux.
**dizour** a. sans eau.
**dizoura** v. sortir de l'eau; émerger.
**dizoursi** a. sans souci; insouciant.
**dizrouk** a. sans méchanceté.
**dizudi** a. sans intérêt.
**dizunander** m. **-iou** désunion.
**dizunaniez** f. **-ou** désunion, discorde.
**dizunvan** a. désuni; m. désunion.
**dizunvanded** f. diversité.
**dizunvaniez** f. discorde; dissemblance.
**dle** m. **-ou** dette.
**dlead** m. **-ou** devoir (moral).
**dleour** m. **-ien** débiteur.
**dleourez** f. **-ed** débitrice.
**dleout** v. devoir.
**dluz** coll. **-enn** pl. **-ed** truites
**do, doa, doa-** V. **beza** ou **kaout** au tableau v. irr.
**doan** f. **-iou** chagrin.
**doania** v. (se) chagriner

**doare** m. **-ou** manière, façon; apparence; type; style; nouvelle; **en d. ma** de sorte que; **hervez d.** apparemment; **a z.** comme il faut, convenable **e d.** id; **diouz va d.** à mon goût.
**doarea** v. façonner; qualifier; **ano-gwan-d.** adjectif qualificatif.
**doareenn** f. **-ou** attribut.
**doareenn-natur** f. phénomène naturel.
**doktor** m. **-ed** docteur.
**doe** etc. V. **beza** ou **kaout** au tableau v. irr.
**dogan** m. **-ed** cocu.
**doc'h** V. **beza** au tableau v. irr.
**Dol** n. de l. Dol.
**Dolad** m. **Doliz** habitant de Dol.
**domani** m. **-ou** domaine; domination.
**domaniez** f. **-ou** propriété; domination.
**Domnonea** f. Domnonée.
**domp** V. **beza** au tableau v. irr.
**donedadeg** f. **-ou** venue (en troupe).
**donedigez** f. venue, arrivée; **d. vat** bienvenue.
**donemonea** m. va-et-vient.
**donet** V. **dont.**
**donezon** m. **-ou** don; talent.
**donezonet** pp. doué.
**donezoni** v. faire don; douer.
**doñjer** m. dégoût.
**dont** v. irr. **deut, deuet** venir; devenir.
**doñv** a. apprivoisé.
**doñvaat** v. (s') apprivoiser.
**doñvaer** m. **-ien** dompteur.
**dor** f. **-iou, -ojou** porte.
**dor-borz** f. **doriou-p.** portail.
**dor-dal** f. **doriou-t.** porte cochère; portail.
**dorikell** f. **-ou** guichet, petite porte.
**dorlôi** v. caresser; choyer.
**dorojou** pl. de **dor.**
**dor-volz** f. **doriou-b.** porte voûtée.
**dor-winterez** f. **doriou-gw.** porte qui se lève et s'abaisse.
**Dosen** n. de riv. Dossen.
**dotu** m. **-iou** crosse (à jouer).
**douar** m. **-ou, -eier** terre.
**douara** v. enterrer; aborder, prendre terre; terrasser; se terrer.
**douaradur** m. **-iou** enterrement.





**douar-bras** m. continent.
**douarbraziad** m. **douarbraziz** habitant du continent.
**douarel** a. terrestre.
**douarelez** f. état de ce qui est terrestre.
**douaren** m. **-ed** petit-fils.
**douarenez** f. **-ed** petite-fille.
**douaridigez** f. **-iou** enterrement.
**Douarnenez** n. de l. Douarnenez.
**douaroniez** f. géographie.
**douaroniezour** m. **-ien** géographe.
**douaroniour** m. **-ien** géographe.
**douarour** m. **-ien** géologue.
**douarouriez** f. géologie.
**doubier** f. **-ou** nappe.
**doubl** a. double.
**Doue** m. **-ed, -ou** Dieu.
**doueaat** v. déifier.
**doueek** a. divin.
**doueedoniez** f. mythologie.
**doueegez** f. piété; caractère divin.
**doueel** a. divin.
**doueelez** f. caractère divin, divinité.
**doueez** f. **-ed** déesse.
**Douelan** n. de l. Douëlan.
**douelez** V. **doueelez.**
**doueoni** f. théologie.
**doueoniez** f. théologie.
**doueoniour** m. **-ien** théologien.
**douetañs** f. doute; soupçon.
**doueti** v. douter.
**doueüs** a. dévot; pieux.
**doueüsted** f. dévotion; piété.
**dougen** f. **douget** porter; prononcer (un jugement); porter (par écrit); **beza douget da** être porté à.
**douger** m. **-ien** porteur.
**dougerez** a. (femme) enceinte.
**doug-paperiou** m. **dougou-p.** portefeuille.
**douja** v. respecter; craindre.
**doujañs** f. respect; crainte.
**doujus** a. respectueux.
**doun** a. profond; m. fond.
**doun** V. **beza** au tableau v. irr.
**dounaat** v. (s') approfondir.
**dounder** m. **-iou** profondeur.
**dounvor** m. pleine mer.
**dounvro** f. intérieur d'un pays.

**dour** m. **-iou, -eier** eau; **dre z.** hydraulique.
**doura** v. arroser; abreuver; irriguer.
**dour-beuz** m. inondation.
**dourbont** m. **-ou** aqueduc.
**Dourdu** n. de riv. Dourdu.
**doureg** f. **-ou** aquarium.
**dourenn** f. **-ou** liquide; suc.
**dourenna** v. arroser (en plt d'un cours d'eau).
**dourenn-givij** f. tanin.
**dourennoniez** f. chimie.
**dourennoniez-hud** f. alchimie.
**dourerez** f. **-ed** arroseuse, machine à arroser.
**dourgenn** f. **-ou** anse (de vase, etc.).
**dourgennek** a. à anse.
**dourgi** m. **dourgoun** loutre.
**dour-glanaat** m. eau lustrale.
**dour-gliz** m. eau pulvérisée.
**dour-hañvoez** m. purin.
**dourlec'h** m. **-iou** abreuvoir.
**dour-mel** m. hydromel.
**dour-melar** m. eau minérale.
**dourn** m. **daouarn** main; anse, poignée; **rei d. da** aider.
**dourna** v. battre (le blé).
**dournad** m. **-ou** poignée, plein la main.
**dournadeg** f. **-ou** battage (du blé, etc).
**dournata** v. manier.
**dourndi** m. **-ou** édifice où on bat les céréales.
**dournell** f. **-ou** poignée (d'épée); manche (de couteau, etc.).
**dourner** m. **-ien** batteur (de blé).
**dournerez** f. **-ed** batteuse, machine à battre.
**dournikell** f. **-ou** manivelle.
**dourniet-mat** pp. habile (de ses mains).
**dournskrid** m. **-ou** manuscrit.
**dour-red** m. eau vive.
**dourredenn** f. **-ou** cours d'eau.
**dour-sav** m. eau vive.
**dourvarc'h** m. **-ed** hippopotame.
**dous** a. doux.
**douster** m. douceur.
**dout** V. **beza** au tableau v. irr.
**douvez** f. **-iou** douve, fossé.
**dozvi** v. pondre.
**draen** m. **drein** épine.

*Voir aussi* **T**



**draf** m. **-ou, drefen** claie, barrière.
**drailha** v. déchirer; déchiqueter; massacrer (une langue).
**drailhenn** f. **-ou** lambeau.
**dramm** f. **-ou, dremmen** javelle.
**dramma** v. mettre en javelle.
**drant** a. gai, enjoué; joyeux; droit.
**drask** m. **driski** grive.
**draska** v. sauter.
**drasta** v. dévaster.
**drasterez** m. dévastation.
**dre** prép. par; à travers; par le moyen de; à force de; **d. ma** à mesure que; **unan d. zek** un sur dix; **d. gant** pour cent.
**dred** m. **dridi** étourneau (oiseau).
**drefen** pl. de **draf.**
**dre-holl** adv. partout.
**drein** pl. de **draen.**
**dreinek** a. épineux.
**dreist** prép. au-dessus de; au delà de; par dessus; a. absolu, supérieur.
**dreistargouraouüs** a. paraphernal.
**dreistkred** a. incroyable.
**dreistden** a. surhumain.
**dreistden** m. **dreisttud** surhomme.
**dreistdenel** a. surnaturel.
**dreisted** f. supériorité; excellence.
**dreistelez** f. supériorité.
**dreistezomm** a. et m. superflu.
**dreist-goñvor** adv. sans mesure; immensément.
**dreist-holl** adv. surtout.
**dreistlavar** a. ineffable.
**dreistmuzul** a. qu'on ne peut mesurer.
**dreistnatur** a. surnaturel.
**dreistniver** a. innombrable.
**dreistpenn** adv. excessivement.
**dreistpoell** m. sur-raison.
**dreistwelerez** m. double vue.
**dremedal** m. **-ed** dromadaire.
**dremm** f. **-ou** visage; vue; tranchant.
**dremmek** a. qui a un visage; qui a un tranchant.
**dremmel** v. regarder fièrement.
**dremmen** pl. de **dramm.**
**dremmet-kaer** pp. au beau visage.

*Voir aussi* **T**

**dremmwel** m. **-iou** horizon.
**dremmweliad** m. **-ou** (contenu d'un) horizon.
**dremmwisk** m. **-ou** visière (d'un casque, etc.).
**Drenneg** n. de l. **an D.** le Drennec.
**dreo** a. gai; un peu ivre.
**dreo** m. coqueluche.
**dreoaat** v. (s') égayer.
**dreog** m. ivraie.
**dres** adv. exactement, justement; précisément.
**dresa** v. arranger, mettre en ordre; **d. an daol** mettre le couvert.
**dreveza** v. imiter, contrefaire.
**drevezadenn** f. **-ou** contrefaçon.
**drevezi** V. **dreveza.**
**drez-** V. **dre** au tableau prép.
**drez** coll. **-enn** ronces.
**drezek** a. plein de ronces.
**drezenn** f. **-ou** crémaillère.
**driked** m. **-ou** loquet.
**dridi** pl. de **dred.**
**driski** pl. de **drask.**
**drouk** a. méchant; mauvais.
**droukaat** v. (se) pervertir.
**droukkemer, droukkemerout** v. prendre à tort; mal comprendre; mal interpréter.
**droukkinnig** m. **-ou** tribut, rançon.
**droukfroudenn** f. **-ou** passion mauvaise.
**droukc'hoant** m. **-ou** désir mauvais.
**droukyoul** f. **-ou** désir désordonné, cupidité.
**drouklamm** m. **-ou** disgrâce, malheur.
**drouklaouen** a. mécontent (**gant** de).
**drouklavarout** v. médire.
**drouklaz** m. **-ou** assassinat.
**drouklaza** v. assassiner.
**drouklazer** m. **-ien** assassin.
**droukliva** v. pâlir.
**droukpedi** v. injurier **(gant).**
**droukprezeg** v. **-et** médire.
**droukprezeger** m. **-ien** médisant.
**droukprezegerez** m. médisance.
**droukrañs** f. colère; rancune; animosité.

*Voir aussi* **T**



**droukspered** m. **-ou** esprit malin.
**droukvac'homerez** m. tyrannie.
**droukverz** m. insuccès.
**droukveska** v. confondre à tort.
**droukziskred** m. défiance.
**droug** m. mal; maladie; colère.
**drougael** m. **-ez** mauvais ange.
**drougiez** f. animosité.
**drougimplij** m. **-ou** abus.
**droug-mor** m. mal de mer.
**drougober** m. **-iou** maléfice.
**drougobererez** m. méchanceté.
**drouin** m. **-ou** havresac.
**drouiz** m. **-ed** druide.
**drouizel** a. druidique; magique.
**drouizelez** f. pouvoir druidique.
**drouiziez** f. druidisme.
**drouziwez** m. défaite.
**druz** a. gras; fertile.
**druzder** m. grosseur; fertilité.
**du** a. noir; **du gant an naon** mourant de faim.
**du** m. novembre.
**dua** v. noircir; hâler.
**duard** a. et m. **-ed** (homme) brun.
**dube** m. **-ed** pigeon.
**duk** etc. V. **dug** etc.
**Dukark** n. de l. Dunkerque.
**du-dall** a. noir foncé.
**duder** m. hâle.
**dudi** m. plaisir; intérêt; charme.
**dudia** v. intéresser.
**dudius** a. divertissant; intéressant.
**dug** m. **-ed** duc.
**dugelez** f. **-iou** duché.
**dugez** f. **-ed** duchesse.
**du-hont** adv. là-bas.
**dum** m. duvet.
**du-mañ** adv. chez nous; **d. -m. du-hont** çà et là.
**Duod** n. de l. Duault.
**du-pod** a. noir foncé.
**du-se** adv. là; par là.

*Voir aussi* **T**

# E

**e** a. poss. m. son, sa, ses; pron. m. se, lui.
**e** prép. en, dans.
**e-** un des rad. de **mont.** V. tableau v. irr.
**e-barz** adv. et prép. dans, dedans.
**ebat** m. **-ou** jeu.
**ebatal** v. jouer, prendre ses ébats.
**ebed** pl. de **abad.**
**eben** pron. f. l'autre.
**ebena, ebenenn** f. **-ed** ébénier.
**ebestel** pl. de **abostol.**
**ebeul** m. **-ien** poulain.
**e-biou** adv. à côté; **mont e-b. da** passer près de.
**ebr** m. **-ou** firmament.
**ebrel** m. avril.
**e-keit; e-k. ha ma** conj. tant que, tandis que.
**e-keit-se** adv. pendant ce temps.
**e-keñver** prép. en face de; à l'égard de; envers.
**e-kerz** prép. pendant.
**e-kevret** adv. de concert.
**e-kreiz** prép. au milieu de.
**ed** coll. -enn pl. **-ou** blé.
**ed-du** coll. **-enn** blé noir, sarrazin.
**edeg** f. **-ou** champ de blé; champ de céréale.
**edeier** pl. céréales.
**Edern** n. de l. Edern.
**edo, edo-** V. **beza** au tableau v. irr.
**e-doug** prép. pendant.
**edus** a. qui produit du blé, des céréales.
**eer** V. **mont** au tableau v. irr.
**eeun** a. droit; direct; simple; juste; loyal.
**eeuna** v. redresser; rendre juste; faciliter; conduire.
**eeunded** f. rectitude; simplicité; loyauté.
**eeunder** m. équité; intégrité; droiture.
**efedus** a. efficace.
**efedusaat** v. rendre ou devenir plus efficace.
**efedusted** f. efficacité.
**efl** coll. **-enn** peupliers.
**efreiz** m. effroi.
**efreizus** a. effrayant.
**eged, eget** conj. que (suivant un comparatif).
**egile** pron. m. l'autre.
**egin** m. **-ou** germe.
**egina** v. germer.
**e-giz** prép. comme, ainsi que.
**ehan** m. **-ou** arrêt, cessation, halte; station (de chemin de fer).
**ehana** v. cesser; s'arrêter; s'interrompre; se reposer.
**ehan-arvest** m. entr'acte.
**e-harz** prép. au pied de. échecs.
**echu** a. fini, terminé.
**echui** v. finir.
**ec'hoaz** m. sieste.
**ec'hoaza** v. faire la sieste; se reposer.
**ec'hoazlec'h** m. **-iou** lieu de repos.
**ec'hon** a. vaste, étendu.
**ec'honaat** v. rendre ou devenir plus vaste
**ec'honder** m. **-iou** espace; étendue.
**eien** coll. **-enn** sources.
**eil** a. et pron. second.
**eila** v. seconder; accompagner (en msuique); **en em e.** se succéder.
**eiladur** m. **-iou** copie, reproduction.
**eilano** m. **-iou** sous-titre.
**eilboblad** f. **-ou** subdivision d'une peuplade.
**eilger** m. **-iou** réponse.
**eilgeria** v. répondre, répliquer.
**eilgeriad** m. **-ou** réponse.
**eilgeriadenn** f. **-ou** repartie, réplique.
**eilyez** f. **-ou** dialecte, langue dérivée.
**eillagad** m. **-ou** lorgnon.
**eillec'hia** v. replacer.
**eillignezad** f. ou subdivision d'une famille.
**eillivadur** m. **-iou** copie d'une peinture.
**eilouenn** f. **-ou** sous-race.
**eilpenna, eilpenni** v. culbuter.
**eilrannad** f. **-ou** subdivision.
**eilrener** m. **-ien** chef en second; sous-chef; lieutenant.
**eilskeudenn** f. **-ou** copie (d'une image, etc.).

**eilskriva** v. copier; recopier; transcrire.
**eilstourm** v. **-et** contre-attaquer.
**eilvet** a. num. deuxième.
**eilvouladur** m. **-iou** réimpression; reproduction (d'un texte imprimé).
**ein** pl. de **oan.**
**eistezvod** f. **-ou** eisteddfod (fête galloise).
**eiz** a. num. huit.
**eiz-ugent** a. num. cent-soixante.
**eizvet** a. num. huitième.
**ejen** m. **-ed, oc'hen** bœuf
**ejen-meur** m. urus.
**ejen-moueek** m. bison.
**Ejipt** f. Egypte.
**Ejiptad** m. **Ejiptiz** Egyptien.
**ejiptat** a. égyptien.
**el** prép. + art. dans le, la, les.
**elaz** m. **-ou** gésier.
**e-lec'h** prép. au lieu de; e-l. ma où.
**e-leiz** adv. en quantité, en grand nombre.
**eler** pl. de **alar, V. arar.**
**elerc'h** pl. de **alarc'h.**
**elestr** coll. **-enn** iris, glaïeuls.
**elevez** f. modestie, pudeur.
**elfenn** f. **-ou** étincelle; élément.
**elfenni** v. étinceler.
**elgez** f. **-iou** menton.
**Eliaz** n. d'h. Elie.
**Elien** n. de l. Elliant.
**elienenn** f. **-ou** étincelle.
**ell** m. **-ou** ergot (de coq).
**Elle** n. de riv. Ellé.
**elo** V. **efl.**
**Elorn** n. de riv. Elorn.
**elpenna, elpenni** V. **eilpenna.**
**Elsass** V. **Elzas.**
**elum; war e.** allumé.
**elvenn** etc. V. **elfenn** etc.
**elvenn** f. **-ou** petite planche.
**elvez** coll. **-enn** raifort.
**Elwen** n. de l. **an E.** Elven.
**Elzas** f. Alsace.
**Elzasad** m. **Elzasiz** Alsacien.
**em** pron. me, moi, à moi.
**em** prép. + pron. dans mon, ma, mes.
**ema-** V. **beza** au tableau v. irr.
**e-maez** prép. hors de.
**emanaoudegez** f. connaissance de soi-même.
**emanavezout** v. se connaître.
**emaoza** v. se préparer.
**embann** m. **-ou** proclamation; réclame (commerciale); pl. bans (de mariage).
**embann** v. **-et** proclamer; publier; éditer.



**embannadur** m. **-iou** publication; édition.
**embanner** m. **-ien** éditeur; héraut.
**embannidigez** f. publication.
**embara** nv. accouplement.
**embarzerez** V. **enbarzerez.**
**emberr** adv. bientôt; tantôt.
**embleustri** v. s'exercer.
**emboellad** m. **-ou** exercice individuel.
**embrega** V. **embreger.**
**embregadeg** f. **-ou** exercice (en commun); entreprise (collective).
**embreger** v. **embreget** entreprendre; entraîner, exercer, dresser; manier; feuilleter (un livre); affronter.
**embregerez** m. **-iou** entreprise; manutention; attouchement.
**embregerez-korf** m. gymnastique.
**embregour** m. **-ien** entrepreneur.
**emdag** m. **-ou** lutte.
**emdarzata** v. se briser (en plt des flots).
**eme** v. défectif dit.
**emellout** v. se mêler (e de).
**e-mesk** prép. parmi.
**e-metou** prép. parmi.
**emeur** V. **beza** au tableau v. irr.
**emeve** v. dis-je.
**emez-** V. **eme** au tableau prép.
**emezela** v. (s') inscrire comme membre (à une société, etc.).
**emgann** m. **-ou** bataille.
**emganna** v. batailler; livrer bataille.
**emgannata** v. faire de l'escrime; nv. escrime.
**emgann-daou** m. duel.
**emganner** m. **-ien** combattant; a. batailleur.
**emgannerez** f. **-ed** combattante.
**emganniec'h** m. **-iou** champ de bataille.
**emgannour** m. **-ien** combattant.
**emgannus** a. qui produit des batailles.
**emgar** a. égoïste.
**emgarantez** f. égoïsme.
**emgeja** v. s'entremêler.
**emgemmeska** v. se mêler.
**emgledouri** v. s'abriter.
**emgleo** m. **-iou, emglevioù** entente; accord; contrat; traité.
**emguzuliata** v. se concerter.
**emc'hloar** f. vanité.
**emc'hloaza** v. se blesser.
**emichañs** adv. sans doute.

**emlaz** m. **-ou** suicide; combat, tuerie.
**emluzia** v. s'embarrasser.
**emnac'h** m. abnégation.
**emober** a. réfléchi (en grammaire).
**emouestla** v. s'engager ; se consacrer.
**empenn** m. **-ou** cerveau.
**empenna** v. venir à l'idée; imaginer.
**empennadur** m. **-iou** imagination subite.
**emprenn** f. **-ou, emprou** rayon (de roue).
**emprenna** v. garnir (une roue) de rayons.
**emreizerez** m. autonomie.
**emrenadur** m. autonomie.
**emrener** m. **-ien** autonomiste.
**emrenerez** m. autonomie.
**emrenus** a. autonome.
**emroüsted** f. dévouement, don de soi.
**emskeudenni** v. se figurer, se représenter.
**emskiant** f. conscience (de soi).
**emskiantek** a. conscient.
**emstoui** v. se prosterner.
**emstourmadou** pl. luttes intestines.
**emstrobella** v. s'encombrer.
**emstrolladet** pp. (étoiles) groupées en constellation.
**emstumm** m. attitude, posture.
**emvestronia** v. se maîtriser.
**emveva** v. se nourrir, s'alimenter.
**emvoda** v. se réunir.
**emvodadeg** f. **-ou** assemblée.
**emvrud** m. gloire de soi-même.
**emwalc'hadenn** f. **-ou** ablution.
**emwana** v. s'affaiblir (volontairement).
**emwazienna** v. se diviser en bras (en plt d'une rivière).
**emwea** v. se tordre sur soi-même.
**emwel** m. **-iou** entrevue.
**emweladenn** f. **-ou** entrevue.
**emweler** m. **-ien** visiteur, touriste.
**emwelout** v. avoir une entrevue (avec).
**emzalc'h** m. retenue; attitude.
**emzao** a. avantageux.
**emzao** m. **-iou, emzaviou** mouvement (politique, etc.); soulèvement, révolte.
**emzavadeg** f. **-ou** mouvement, soulèvement.



**emzavadenn** f. **-ou** révolte; création originale.
**emzellerez** m. direction de ses propres affaires.
**emziazeza** v. s'établir.
**emzifenn** m. défense de soi.
**emzifenn** v. **-et** se défendre.
**emziouer** m. modération; continence.
**emzioueri** v. s'abstenir; observer la continence.
**emziskouez** m. comparution.
**emzispennus** a. qui se déchire lui-même.
**emzispriz** m. mépris de soi.
**emzivad** m. **-ed** orphelin.
**emzivadez** f. **-ed** orpheline.
**emziviz** m. **-ou** conversation, entretien.
**emziviza** v. parlementer; s'entretenir (avec).
**emzivizadenn** f. **-ou** entretien, conversation.
**emzivizout** V. **emziviza**
**emzournata** v. **-et** faire de la boxe; nv. boxe.
**emzournataer** m. **-ien** boxeur.
**en** prép. en, dans.
**en** prép. + art. dans le, la, les.
**en** (**deus, doa,** etc.) V. **kaout** au tableau v. irr.
**enaou; war e.** allumé.
**enaoui** v. allumer; inspirer; susciter.
**enaouiuenn** f. **-ou** allumette.
**enbarzerez** m. importation.
**enbarzi** v. importer, introduire.
**enberia** v. embrocher.
**enboulla** v. (se) mettre en boule.
**enbrôa** v. immigrer.
**enbrôad** m. **enbroidi** immigrant.
**embroadenn** f. **-ou** immigration.
**enbroaderez** m. immigration.
**enbroadi** v. immigrer.
**enk** a. étroit; exigu.
**enka** v. serrer; acculer; mettre dans une situation difficile.
**enkadenn** f. **-ou** situation difficile.
**enkeler** m. **-ien** lutin, génie.
**enkelc'hia** v. encercler.
**enkeoi, enkevi** v. enfouir.
**enklask** m. **-ou** enquête; recherche; information.
**enklask** v. **-et** enquêter; rechercher; s'informer.
**enklaskerez** m. enquête.

**enkrez** m. **-iou** chagrin, peine, affliction.
**enkrezi** v. chagriner; gêner.
**enkrezus** a. affligeant.
**enkted** f. étroitesse.
**enkter** m. **-iou** difficulté.
**endalc'h** m. obligation.
**endalc'het** pp. de **enderc'hel.**
**endalc'hus** a. obligatoire.
**end-eeun** adv. même.
**endeo** adv. déjà
**enderc'hel** v. **endalc'het** obliger; contenir; enserrer.
**endervez** m. **-iou** après-midi, soirée.
**endevout** v. irr. avoir (employé comme auxiliaire).
**endra** conj. tant que; **e. ma** tandis que, alors que.
**en-dro** adv. de nouveau; **dont e. -d.** revenir.
**ene** m. **-ou** âme.
**eneb** m. **-ou** visage; contraire; respect, honneur; envers; **revers; en e.** au contraire.
**eneb** V. **enep.**
**enebadeg** f. **-ou** résistance.
**enebadenn f. -ou résistance.**
**enebañs f. ressemblance.**
**enebarz** m. **-ou** douaire.
**enebenn f. -ou** page (de livre); recto (d'une page); empeigne (de soulier).
**eneber** m. **-ien** adversaire.
**eneberez** m. opposition.
**enebi** v. s'opposer; résister (**ouz** à).
**enebiez** f. hostilité.
**enebour** m. **-ien** ennemi.
**eneboutiez** f. antagonisme.
**enebwerz** f. prix de l'honneur.
**eneoniez** f. psychologie.
**enep** a. contraire, opposé.
**enep** prép. contre.
**enepdroug** a. prophylactique.
**enepsklaveler** m. **-ien** antiesclavagiste.
**enepster** a. antonyme
**enepsteriez** f. antonymie.
**enez** f. **inizi** île.
**enezad** V. **eneziad.**
**enezek** a. abondant en îles.
**enezeg f. -ou** archipel.
**enezenn f. -ou** île.
**enezenna** v. enclaver.
**enezennad-douar** f. **enezennadou-d.** enclave.
**enezenni** V. **enezenna.**
**eneziad** m. **enezidi, eneziz** insulaire.
**Enez-Von** f. Anglesey
**Enezvor** m. Mer Egée.



**Enez-Vreiz** m. Ile de Bretagne.
**Enez-Vreizad** m. **Enez-Vreiziz** habitant de Grande-Bretagne.
**engalvet** pp. de **engervel.**
**engehenta,** v. engendrer.
**engervel** v. **engalvet** convoquer.
**englyn** m. **-ion** poème gallois allitéré de quatre vers.
**engortoz** prép. dans l'attente (**a** de).
**engouestla** v. enrôler.
**engouestladenn** f. -ou enrôlement.
**engouestladur** m. -iou enrôlement, engagement.
**engrava** v. graver.
**engravadur** m. **-iou** inscription; gravure.
**engraver** m. **-ien** graveur.
**engraverez** m. (art de la) gravure.
**engravi** V. **engrava.**
**engravouer** m. **-iou** burin.
**engravour** m. **-ien** graveur.
**engroez** m. **-iou** foule.
**engweladenn** f. **-ou** entrevue; inspection.
**enliva** v. enluminer.
**enlivadur** m. **-iou** enluminure.
**enlouc'ha** v. laisser une empreinte.
**enlouc'had** m. **-ou** empreinte.
**enn-** V. **e** au tableau prép.
**eno** adv. là.
**enoe** m. ennui.
**enoeüs** a. ennuyeux.
**enoel** v. ennuyer.
**enor** m. **-iou** honneur.
**enori** v. honorer.
**enorus** a. honorable.
**enraokaat** v. avancer.
**enrolli** v. enrôler.
**ensavadur** m. **-iou** institution.
**Ensavadur-Meur** m. Institut.
**enskanta** v. incruster.
**enskriva** v. inscrire.
**enskrivadur** m. **-iou** inscription.
**enskrivadurouriez** f. épigraphie.
**enskrivour** m. **-ien** épigraphiste.
**enskrivouriez** f. épigraphie.
**enseller** m. **-ien** surveillant; inspecteur.
**ensouc'ha** v. s'avancer, s'enfoncer (comme un soc).
**enstrobella** v. encombrer.
**entan** m. incendie.
**entana** v. enflammer; incendier.
**entremar** m. doute, incertitude.

**entrepaouez** m. **-ou** entrepôt.
**entrevada, entrevadi** v. coloniser.
**envel** v. **anvet** nommer.
**envez** m. **-iou** virole.
**envezia** v. garnir d'une virole.
**eñvor** f. **-iou** souvenir.
**eñvoradenn** m. **-ou** mémorisation.
**eñvoradur** m. **-iou** souvenir, témoignage (du passé); monument (du passé); mémorial.
**eñvoradurez** f. mnémotechnie.
**eñvorenn** f. **-ou** souvenir (objet); pl. mémoires.
**eñvorennour** m. **-ien** auteur de mémoires.
**eñvorerez** m. faculté de mémoire.
**eñvori** v. se rappeler.
**eñvoridigez** f. mémorisation.
**enwada** v. ensanglanter.
**eo** V. **beza** au tableau **v.** irr.
**eog** m. **-ed** saumon.
**eogi** v. rouir.
**eol** etc. V. **eoul** etc.
**eomp** V. **mont** au tableau v. irr.
**eon** coll. **-enn** écume.
**eonenni** v. écumer.
**eont** V. **mont** au tableau. v. irr.
**eontr** m. **-ed** oncle.
**eor** m. **-iou** ancre.
**eor** V. **mont** au tableau v. irr.
**eoria** v. jeter l'ancre.
**eost** m. **-ou** moisson; août; **eostou** produits naturels (d'un pays).
**eostad** m. **-ou** (contenu d'une) récolte.
**eoster** m. **-ien** moissonneur.
**eosti** v. récolter.
**eostig** m. **-ed** rossignol.
**eot** V. **mont** au tableau v. irr.
**eoul** m. huile.
**eouli** v. huiler.
**Eozen** n. d'h. Yves.
**e-pign** adv. suspendu; en suspens.
**er** m. **-ed** aigle.
**er** prép. + art. dans le, la, les.
**e-ratre** adv. en bon état.
**erbed** m. épargne.
**erbed** m. **-ou** recommandation.
**erbedi** v. épargner.
**erbedi** v. recommander.
**ere** m. **-ou** lien.
**ereet** pp. de **eren.**
**ere-hud** m. lien magique, tabou.
**ere-loer** m. jarretière.
**eren** v. **ereet** lier, attacher.
**erer** m. **-ed** aigle.



**erer** pl. de **arar.**
**erevent** pl. de **aerouant.**
**erez** f. jalousie; **antipathie.**
**erezi** v. répugner (**rak** à).
**erezus** a. répugnant.
**erfin** adv. enfin.
**ergentaou** adv. naguère.
**ergerz** m. **-ou** marche, voyage (à pied).
**ergerzadeg** f. **-ou** marche (en commun).
**ergerzadenn** f. **-ou** marche, voyage
**ergerzer** m. **-ien** voyageur.
**ergerzour** m. **-ien** voyageur; explorateur.
**ergerzout** v. parcourir; voyager (à pied).
**Erge-Vihan** n. de l. Ergué-Armel.
**Erge-Vras** n. de l. **Ergué-Gabéric.**
**erc'h** m. neige.
**erc'hek** a. neigeux.
**erc'heg** f. **-ou** champ de neige.
**erc'henn** f. **-ou** étendue de surface couverte de neige.
**erc'hus** a. qui **amène** de la neige.
**erien** m. **-ou** bord, bordure.
**eriena** v. garnir d'une bordure.
**erin** m. **-ou** dune.
**er-maez** adv. au dehors.
**ermaezia** v. exporter; **sortir**; émigrer.
**ermaeziad** m. **-ed, ermaezidi** étranger.
**ermaeziadeg** f. **-ou** émigration; exportation.
**ermaeziadenn** f. **-ou** sortie.
**ermin** f. **-ed** hermine (animal); pl. **-ou** hermine (terme de blason).
**ernez** f. fureur.
**ero** coll. **ervenn** pl. **irvi** sillon.
**erru** a. arrivé.
**erruout** v. arriver.
**ervat** adv. bien.
**ervenn** sg. de **ero.**
**ervenni** v. sillonner.
**Erwan** n. d'h. Yves.
**esa** V. **esaea.**
**esae** m. **-ou** essai.
**esaea** v. essayer.
**eskeb** pl. de **eskob.**
**eskell** pl. de **askell.**
**eskemm** m. **-ou** échange; troc.
**eskemma** v. échanger.
**eskemmadeg** f. **-ou** trafic; échange (collectif).
**eskemmadenn** f. **-ou** échange; transaction.
**eskemmer** m. **-iou** établi.
**esker** f. **-iou** genou (terme de marine).

**eskern** pl. de **askourn.**
**eskibien** pl. de **eskob.**
**Eskivien** n. de l. Esquibien.
**e-skoaz** prép. en comparaison de.
**eskob** m. **eskibien, eskeb** évêque.
**eskobelez** f. épiscopat.
**eskobiad** m. **eskobidi** diocésain.
**eskopti** m. **-ou** évêché.
**e-skourr** adv. suspendu (**ouz à**).
**eskuit** a. habile.
**eskuminiga** v. excommunier.
**eskumunigenn** f. **-ou** excommunication.
**e-se** adv. ainsi, par conséquent.
**esmae** m. émoi.
**esmaea** v. émouvoir.
**esorc'h** m. **-ou** inondation.
**espar** a. étrange.
**esparded** f. étrangeté.
**esperantek** a. esperanto.
**esperanteg** m. esperanto.
**esperanteger** m. **-ien** espérantiste.
**espern** m. épargne.
**espern** v. **-et** épargner.
**espernel** a. économique.
**espernour** m. **-ien** économiste.
**espernouriez** f. économie politique.
**esprejou** pl. grimaces, atermoiements.
**espresionelez** f. expressionisme.
**estell** pl. de **astell.**
**estlamm** m. admiration; étonnement.
**estlamma, estlammi** v. (s') émerveiller; (s') étonner.
**estlammus** a. admirable.
**eston** a. étonnant.
**eston** m. étonnement; sujet d'étonnement.
**estlamma** nv. exclamatif (en grammaire).
**Estonia** f. Estonie.
**estr** a. différent.
**estrañjour** m. **-ien** étranger.
**estreged-** V. **estreget** au tableau prép.
**estreget** prép. autre chose que.
**estren** a. et m. **-ien** étranger.
**estrenaat** v. rendre ou devenir étranger.
**estrenel** a. étranger.
**estrenez** f. **-ed** étrangère.
**estrenyezek** a. qui parle une langue étrangère.
**estrenyezer** m. **-ien** alloglotte.
**estrenvan** m. angoisse.
**eta** adv. donc.
**eteo** m. **etivi** tison.



**eteo-sklerijenni** m. torche.
**Etiopia** f. Ethiopie.
**etivi** pl. de **eteo.**
**etre** prép. entre; a. moyen.
**etretant** adv. sur les entrefaites.
**etrevogalennou** a. intervocalique.
**etrevroadel** a. international.
**etrez-** V. **etre** au tableau prép.
**etrezek, etrezeg** prép. vers; **e. ennoun** vers moi.
**e-tro** prép. vers, aux environs de.
**Etrusked** mpl. Etrusques.
**eufl** coll. **-enn** poussière fine.
**eul** art. indéf. un, une.
**eun** art. indéf. un, une.
**eunkombod** a. à une seule pièce; à un compartiment.
**eundremmet** pp. à une lame.
**eunyezek** a. monoglotte.
**eunyezegez** f. monolinguisme.
**eunyezer** m. **-ien** monoglotte.
**eunliou** a. d'une seule couleur.
**eunouenn** a. homogène (en plt d'une nation, etc.).
**eunsilabennek** a. monosyllabique.
**euntu** a. du même parti.
**euntüek** a. partial.
**euntuegez** f. partialité.
**eunvouez** a. unanime; **a e.** unanimement.
**eur** art. indéf. un, une.
**eur** f. **-iou** heure.
**eur** V. **beza** au tableau v. irr.
**eure** v. défectif (il) fit.
**eured** f. **-ou** noce, mariage
**euredi** v. (se) marier.
**eureudi** V. euredi.
**eurc'h** m. **-ou** hurlement.
**euri** V. **euvri.**
**eurier** m. -ou horloge.
**eurier-godell** m. montre.
**Europa** f. Europe.
**Europad** m. **Europiz** Européen.
**europat** a. européen.
**eürus** a. heureux.
**eürusted** f. bonheur, félicité.
**eurvad** m. bonheur.
**eurvez** f. **-iou** (durée d'une) heure.
**eus** prép. de.
**eus** V. **beza** et **kaout** au tableau v. irr.
**Eusa** f. Ouessant.

**euskareg** m. langue basque.
**euskaregour** m. **-ien** savant s'occupant du basque.
**euteurvezout** v. daigner.
**euvri** v. boire; absorber; s'imprégner de.
**euz** m. horreur.
**euzadenn** f. **-ou** monstre.
**euzden** m. **euztud** monstre (en plt d'un homme).
**euzi** v. rendre horrible; éprouver de l'effroi.
**euzik** a. effrayant.
**euztud** pl. de **euzden.**
**euzus** a. horrible.
**euzvil** m. **-ed** monstre (bête).
**eva** v. boire.
**evadeg** f. **-ou** libation en commun.
**evadenn** f. **-ou** libation.
**evadur** m. **-iou** boisson.
**evaj** m. -ou boisson.
**evel** prép. comme.
**evelkent** adv. cependant.
**eveld-** V. **evel** au tableau prép.
**evel-evel** adv. médiocrement, ni bien ni mal.
**evel-hen** adv. comme ceci.
**evel-se** adv. comme cela.
**evelt-** V. **evel** au tableau prép.
**ever** m. **-ien** buveur.
**evesaat** v. veiller, faire attention (**ouz à**); se garder (**diouz de**).
**evesaus** a. remarquable.
**evez** m. soin attention; **lakaat e. war** veiller à; **teurel e. ouz** faire attention à; **war e.** en éveil.
**evezerez** m. surveillance.
**evezia** v. surveiller.
**eveziadenn** f. **-ou** remarque; observation.
**eveziadur** m. **-iou** remarque; observation.
**eveziek** a. attentif; prudent.
**eveziegez** f. attention; prudence.
**evid, evit** prép. pour; **e. d'an avel c'houeza** quoique le vent souffle.
**evit-se** adv. cependant.
**evlec'h** coll. **-enn** ormes
**evlenn** sg. de **elo** V. **efl.**
**evn** m. **-ed** oiseau.
**evneta** v. **-et** chasser les oiseaux.
**evnetaer** m. **-ien** oiseleur.
**evn-porz** m. volaille, oiseau de basse-cour.
**evor** coll. -enn bourdaine.
**evurus** etc. V. **eürus** etc.
**ez** particule servant à former des adv. **ez laouen** joyeusement.
**ez** prép. + a. poss. dans ton, ta, tes.



**ez** pron. toi.
**ez** V. **mont** au tableau v. irr.
**ezañs** m. encens.
**ezec'h** pl. de **ozac'h.**
**ezel** m. **izili** membre.
**ezen** pl. de **azen.**
**ezeo** m. **ezivi** boucle (de métal).
**ezeved** m. misère, privation, besoin.
**ezevi** pl. de **ezeo.**
**ezomm** m. **-ou** besoin.
**ezommek** a. besogneux.
**ezommeg** m. **ezommelen** besogneux.
**ezvezañs** f. absence.
**ezvezant** a. absent.
**ezveziad** m. **ezvezidi** absent.

# F

**fabourz** m. **-iou** faubourg.
**fae** m. dédain.
**faeüs** a. dédaigneux.
**faez** a. épuisé, fatigué; vaincu.
**faeza** v. épuiser, fatiguer; vaincre.
**faezer** m. **-ien** vainqueur.
**faeziad** m. **faezidi** vaincu.
**faezidigez** f. défaite.
**fagod** coll. **-enn** fagots.
**facha** v. se fâcher.
**falc'h** f. **filc'hier** faux.
**falc'hat** v. faucher.
**falc'her** m. **-ien** faucheur.
**falc'hun** m. **-ed** faucon.
**fall** a. mauvais; méchant; adv. mal.
**fallaat** v. empirer; rendre ou devenir plus mauvais.
**fallakr** a. méchant.
**fallaenn** f. **-ou** défaillance; éclipse.
**fallagriez** f. méchanceté, scélératesse.
**fallentez** f. méchanceté.
**fallgaloni** v. se décourager.
**falloni** f. **-ou** méchanceté, vilenie.
**fals** a. faux.
**falsa** v. fausser, falsifier.
**falskredenn** f. **-ou** croyance erronée.
**falsentez** f. fausseté.
**falsleour** m. **-ien** parjure.
**falstamallus** a. calomnieux.
**falstouer** m. **-ien** parjure.
**falswelidigez** f. **-iou** vision fausse; illusion.
**falsziazez** m. base erronée.
**faltazi** f. fantaisie; imagination.
**faltazia** v. imaginer.
**faltazius** a. fantaisiste, chimérique.
**falvezout** V. **fellout**.

*Voir aussi* **P**



**falz** f. **filzier** faucille.
**falzer** m. **-ien** celui qui manie la faucille.
**falzheñvel** a. falciforme.
**fank** m. boue.
**fanka** v. crotter.
**fankek** a. boueux.
**fankenn** f. **-ed** sole.
**fankigell** f. **-ou** bourbier
**fankus** a. qui donne de la boue.
**fanouilh** m. fenouil.
**fanulgon** m. chrysanthème inodore.
**fao** coll. **favenn** V. **faou.**
**fao** coll. **favenn** fèves.
**fao-munut** coll. **favenn-v.** haricots.
**faos** a. faux.
**faou** coll. **-enn** hêtres.
**faou** m. tanière.
**Faou** n. de l. **ar F.** le Faou.
**Faoud** n. de l. **ar F.** le Faouët (Pontivy).
**Faoued** n. de l. **ar F.** le Faouët (Lanvotion).
**faouenneg** f. **-ou** lieu planté de hêtres.
**faout** m. **-ou** fente.
**faouta** v. (se) fendre.
**faoutenn** f. **-ou** fente.
**fard** m. corde câble; tonnage (d'un navire).
**farda** v. préparer; apprêter.
**faro** a. fier; beau, bien mis.
**fars** m. fars (entremêt); farce (hachis).
**farsa** v. farcir.
**farsal** v. plaisanter.
**farser** m. **-ien** farceur.
**farsus** a. amusant; comique.
**farwell** m. **-ed.** baladin. bouffon.
**farwell-ouesk** m. jongleur.
**favenn** sg. de **fao.**
**favenneg** V. **faouenneg.**
**fazi** m. -ou erreur; faute.
**fazia** v. se tromper.
**fazienn** f. **-ou** faute.
**fazius** a. trompeur.
**feal** a. fidèle
**fealded** f. fidélité.
**feiz** f. foi; **e f.** en vérité.
**felc'h** f. rate.
**fellout** v. manquer; **f. a ra d'in** je veux.
**felpenn** f. **-ou** gros morceau.
**feltr** m. **-ou** feutre.
**felu** m. algue marine.
**fenestr** m. **-ou** fenêtre.
**fenoz** adv. ce soir.
**fent** m. moquerie; amusement.
**fentigell** f. **-ou** plaisanterie.
**fentus** a. amusant; comique.
**fer** coll. **-enn** lentilles.
**ferenn** f. -ou lentille.

*Voir aussi* **P**

**ferenn-c'houlaoui** f. fe- **rennou-g.** condensateur de lumière.
**ferc'hier** pl. de **forc'h**.
**fero** a. féroce.
**ferv** a. ferme.
**fervded** f. fermeté.
**fervder** m. fermeté.
**feskad** pl. gerbes ; faisceaux.
**feskenn** f. **-ou** faisceau; gerbe.
**feskenn** f. **-ou** fesse.
**feskennad** f. **-ou** fascicule.
**fest** f. **-ou** festin.
**festa** v. festoyer.
**feteiz** adv. aujourd'hui.
**fetis** a. épais, dense, compact.
**fetisaat** v. épaissir; condenser.
**fetisaer** m. **-iou** condensateur.
**fetizenn** f. **-ou** étoffe épaisse; pl. **-ed** fille grande et forte.
**feuka** v. choquer, déplaire à; écorcher (les oreilles); froisser, vexer.
**feuls** a. fougueux, violent.
**feulza, feulzi** v. (s') irriter.
**feunteun** f. **-iou** fontaine.
**feur** f. **-iou** gaine, fourreau.
**feur** f. **-iou** fourrure.
**feur** m. **-iou** traité, contrat; **er f. -se** sous ce rapport.
**feur-emgleo** m. traité, entente, pacte.
**feuria** v. mettre en gaine.
**feuria** v. conclure un traité.
**feuriad** m. **-ou** convention, traité.
**feurm** m. **-ou** loyer; pension (d'un locataire, d'un élève, etc.).
**feurmi** v. louer, prendre à ferme, affermer.
**feur-skrid** m. traité.
**fidamdoustik !** exclam.
**fiez** coll. **-enn** figues.
**fiezenn** f. **-ed** figuier.
**figus** a. délicat, difficile (à satisfaire).
**ficha** v. frétiller; apprêter.
**ficherez** m. toilette.
**filhor** m. **-ed** filleul.
**filhorez** f. **-ed** filleule.
**filc'hier** pl. de **falc'h.**
**filip** m. **-ed** moineau.
**filipat** v. piailler.
**Filistin** m. **-ed** Philistin.
**fillidigez** f. **-iou** défaillance, évanouissement.
**film** m. **-ou** film.
**filozofer** m. **-ien** philosophe.
**filozofiez** f. philosophie.
**filzier** pl. de **falz.**
**fin** a. fin, intelligent.





**fin** f. fin.
**finij** coll. **-enn** faînes.
**Finland** f. Finlande.
**Finlandad** m. **Finlandiz** Finlandais.
**Finn** m. **-ed** Finnois.
**finneg** m. langue finnoise.
**finv** m. **-ou** mouvement.
**finvadenn** f. **-ou** mouvement.
**finval** v. bouger, remuer.
**finvskeudenn** f. **-ou** image cinématographique.
**finvskeudennadur** m. **-iou** projection cinématographique.
**finvskeudenndi** m. **-ou** cinéma (édifice).
**finskeudennerez** m. (art du) cinéma.
**finvus** a. mobile, mouvant.
**firbouchal** v. fouiller, fureter.
**fistilha,** v. bavarder.
**fistilherez** m. bavardage.
**fizia** V. **fiziout.**
**fiziañs** f. confiance.
**fiziout** v. se fier **(e à)**; confier **(e à)**.
**fizius** a. confiant.
**flak** a. faible; plat, insipide.
**flaer** m. puanteur.
**flaeria** v. puer.
**flaerius** a. puant.
**flac'h** f. **-ou** béquille.
**flac'h** f. **-ou** creux de la main.
**flac'ha** v. coucher (l'herbe, le blé, etc.).
**flac'had** f. **-ou** contenu des deux mains jointes.
**Flamank** m. **-ed** Flamand.
**flamankeg** m. langue flamande.
**flamboez** coll.**-enn** framboises.
**flamm** a. flamboyant, éclatant; **nevez-f.** flambant neuf.
**flamm** m. **-ou** flamme.
**flamma** v. flamboyer.
**flammder** m. flamme, éclat.
**flammeg** m. **-ed** flammant.
**flammina** v. flamboyer.
**Flandrez** f. Flandre.
**Flandrezad** m. **Flandreziz** Flamand.
**flandrezat** a. flamand.
**flandrezeg** m. langue flamande.
**flandrezeger** m. **-ien** flamingant.
**flanellenn** f. flanelle.
**flapa** v. battre (des ailes).
**flastra** v. écraser.
**flatra** v. dénoncer.
**flec'h** pl. de **floc'h.**
**flemm** m. **-ou** aiguillon (d'insecte).

**fiemma** v. piquer; censurer, railler.
**flemmadenn** f. **-ou** pointe, boutade; piqûre.
**flemmgan** m. **-ou** satire.
**flemmus** a. piquant; satirique.
**flemmusted** f. esprit de satire, ironie.
**fleüt** f. **-ou** flûte.
**fleütadeg** f. **-ou** concert de flûtes.
**fleütal** v. jouer de la flûte.
**fleüter** m. **-ien** flûtiste.
**flipad** m. **-ou** pointe, coup de langue.
**flipadenn** f. **-ou** petit coup de fouet; boutade.
**flistra** v. jaillir; faire jaillir.
**flokignat** v. flic-floquer.
**floc'h** m. **flec'h** écuyer; page.
**Florida** f. Floride.
**flour** a. doux; agréable.
**floura** v. caresser.
**flouraat** v. rendre ou devenir doux (au toucher).
**flourad** m. **-ou** caresse.
**flourenn** f. **-ou** gazon; douceur, poli.
**flourikat** v. caresser.
**foar** f. **-iou** foire.
**foei** interj. fi (**war de**).
**foeltr** m. foudre.
**foenn** m. foin.
**foennat** v. faire le foin.
**foenneg** f. **-ou, foenneier** prairie.
**foeon** coll. **-enn** narcisses.
**foet** m. **-ou** fouet.
**foeta** v. fouetter; parcourir (le pays).
**foeter-bro** m. **foeterien-v.** vagabond.
**Folgoad** n. de l. **ar F.** le Folgoët.
**foll** a. fou.
**folldi** m. **-ou** asile d'aliénés.
**follenn** f. **-ou** feuille (de papier, etc.); plaque (de métal).
**follenna** v. feuilleter.
**follennaouek** a. feuilleté.
**follentez** f. folie.
**Fontanella** n. d'h. La Fontenelle.
**foran** a. ouvert, banal, prodigue.
**forana** v. gaspiller.
**forbann** m. **-ed** brigand; vagabond.
**forbanna** v. exiler.
**forbannerez** m. pratique du brigandage.
**Forest** n. de **l. ar F.** la Forest (Landerneau); la Forêt (Fouesnant).
**forc'h** f. **ferc'hier** fourche: confluent; bifurcation.

*Voir aussi* **P**



**forc'hek** a. fourchu.
**forn** f. **-iou** four.
**fornez** f. **-iou** fourneau.
**forniad** f. **-ou** fournée.
**fornigell** f. **-ou** fourneau.
**forz**; ne ra f. cela ne fait rien; **ne ran forz** cela m'est égal; **dre f.** à force de; **f. pegement** en quantité, n'importe combien.
**foukenn** f. **-ou** hutte; masure.
**Fouen** n. de l. Fouesnant.
**fouet** etc. V. **foet** etc.
**fougasi** v. se vanter.
**fouge** m. vanité.
**fougeal** v. se vanter.
**fougeer** a. et m. **-ien** vantard.
**fougeüs** a. vaniteux.
**Fouilhez** n. de l. **ar F.** la Feuillée.
**fouist** a. (fruit) mou.
**Foujera** n. de l. Fougères.
**foulinenn** f. **-ou** fourrure.
**fouloudeg** m. **-ou** fromage.
**founilh** m. **-ou** entonnoir.
**founn** m. abondance; **ober f.** abonder.
**founna** v. abonder; faire abonder.
**founnded** f. abondance.
**founnder** m. abondance.
**founnus** a. abondant; substantiel.
**fourgadenn** f. **-ou** frégate.
**fourmaj** m. fromage.
**foz** f. **-iou** fosse; fossé.
**fraez** a. clair, distinct.
**fraez** m. anus.
**fraill** m. **-ou** fente, crevasse.
**frailha** v. fendre.
**framm** m. **-ou** charpente; armature.
**framma** v. charpenter.
**frammadur** m. **-iou** charpente; châssis.
**frank** a. libre; franc; vacant.
**Frank** m. **-ed** Franc.
**frankiz** f. liberté.
**frankizenn** f. **-ou** clairière.
**frankizour** m. **-ien** libéral.
**Frañs** f. France.
**Frañsez** n. d'h. François.
**Frañseza** n. de f. Françoise.
**Frañsizien** mpl. Français.
**frao** m. **-ed** corneille.
**fraoñv** m. bourdonnement.
**fraoñvadeg** f. **-ou** bourdonnement (d'un groupe, d'une foule).
**fraoñvadenn** f. **-ou** (un) bourdonnement.
**fraoñval** v. bourdonner.
**fraoñverez** m. bourdonnement.
**fraost** a. inculte, en friche.
**frapa** v. tirer.

*Voir aussi* **P**

